# BREDIAH

# SANT JOJEB

SAUET É ILIS KERMARIA

Hag aliet guet Bredish general Sant Jojeb

É BEAUVAIS (Oise).



É GUÉNÈD,

[illegible] GALLES, MOLLOUR HA LIVROUR

é ru er Préfecteur

[illegible].

BREDIAH

# SANT JOJEB

SAUET É ILIS KERMARIA

Hag ahet guet Brediah general sant Jojeb

É BEAUVAIS (Oise).




É GUÉNÈD

É TY L. GALLES, MOLLOUR HA LIVROUR

é ru er Profectur.

# BREDIAH

# SANT JOJEB.

---

### Petra-é er Vrediah-men.

Brediah general sant Jojeb, sânet én ilis a *Bansion er Fréréd*, é Beauvais, a berb hun Tad Santel er Pab, er buarvèd dé ar-n-niguênd a buenholon 1861, en dès er houvoér de ahein en ol brediahen aral a France péré er gonlen.

Er vrediah general hag en ol brediabeu aral aliet guet-hi e zon sânet :

1° Eit streânein mnyon-mni en devotion é quevér Prièd Santel er Hnérhiès glorius Vari concenet hemb péhèd.

2° Eit gonlen, dré er secour ag é bedenneu, ma plijon guet Doné dihnen hun Tad Santel er Pab énep d'é anemisèd, en devout truhé doh er ranteleah a France ha doh en ol ran-

teleabeu ag er grecheneab, scüillein é vénédictioneu ar er bonvanden é péré en hum gonsaer hilleih a dud youanq elt chervijein Doué, hag anfin laquat er peab hag er garanté er famillieu.

3° Ett pedein sant Jojeb hemb arsau de zégass conversion d'er béherion ha de laquat en huguenaudéd hag aenmiséd hur mam santel en Ilis de zonnêt én bènt ag er salvediguéah.

4° Ett pedein sant Jojeb de houlenguet Doué ma taulou é vénédiction ar hun affærieu, ar hun incan hag ar hur horv, ha drès peb tra m'bar bon guet Doué er græce ag ur marhue mad.

Er ré yonanq e houlennou ehué en ell eid égnilé er græce de hanânét ha de héli er stad a vuhé de béhani é mant galhuet guet Doué.

**Petra e houlennér guet er ré hum laq ér Vrediah.**

Él én ol brediahen, red-é gobér merchein en banhue ar el livr ag er vrediah. Open, red-é larét bamdé un *Ave, Maria*, ha lair guêh *Sancte Joseph, intercede pro nobis*, pé *Mé housalud, Mari, ha tair guêh Sant Jojeb, pedet Doué aveid omb.*

**Induljancen er Vrediah.**

En induljancen e hellér gounit ér vrediah e zou :

1° Pleniér en dé m'hum verchér ér vrediah.

2° Pleniér, eit gouilieu bras hur Salvér : en Nendelèc, er Circoncision, gouil er Rouéed, sul Vasq, en Asçansion, er Pantecoust, gouil er Sacremant.

3° Pleniér, eit gouilieu bras er Huérhiès. Purification, Annonciation, Assomption, Gannedigueah er Huérhiès, hé Honception glan.

4° Pleniér eit gouilieu en Apostolèd : sant Mathias, d'er 24 a hnavrér; sant Philip ha sant Jacq ér youanq, d'er 1 mai; sant Pièr ha sant Paul, d'en 29 a véhuem; sant Jacq, d'er 25 a honrhelin; sant Berthelami, d'er 24 a vis æst; sant Maheu, d'en 21 a huenholon; sant Simon ha sant Jud, d'en 28 a houl-mikël; sant Andreu, d'en 30 a galangonyan, sant Thomas, d'en 21 ag en Avènd; sant Yehan, d'er 27 ag en Avènd.

5° Pleniér, de honilien sant Jojeh : en 23 a guenvér, gouil é æreden; en 19 a verh, gouil bras sant Jojeh; en drivèd sul arlerh Pasq, gouil é batromage.

6° Pleniér, eit peb merhér a vis merh, hag eit deu verhér a hep mis ag er hlai.

7° Pleniér, én ær ag er marhne.

En indulјanceu péré n'en dint quet plenlér e zou :

1° Eit gonilieu bihan hur Salvér, seih vlai ha seih den-niguëndvéd a indulјance.

2° Eit gonilieu bihan er Hnérhiès, seih vlai ha seih den-niguëndvéd a indulјance.

3° A pe hrér un œvr mad benac, tri-uiguénd dé a indulјance.

4° A pe larér puemb *Pater* ha puemb *Ave* eid er ré tremeinet ag er vrediah, tri-uiguénd dé a indulјance.

5° A pe hellér er Sacremant e gassér d'er ré clan, tri-niguénd dé a indulјance, pé mar ne hellér en héli, é larét ur *Pater* hag un *Ave*.

Ol en indulјancen-men e hellér gounit eid en ineaneu tremeinet.

E larét avelt-hai er pedennen, é hellér merchein ér vrediah er ré tremeinet, hag er héherion eit péré é houlennér er græce ag er gonversion.

# BREDIAH

# CROUIS SANT JOJEB.

**§ 1. — Penaus é me bet sàuet en devotion de Grouis sant Jojeb.**

Eu devotiou de Grouis sant Jojeh e zou bet hauàuet quetan rah ér guér a Anvers, ér Belgique, dré ben ur miracl caer, deu gand vlai zon bremeu, ér blai ~~1857~~. 1657

Bet e oé inou ul leannès a urh Sant-Augustéu, en hoér Elisabeth. A houdé tri blai quênt ne hellé a uehi mui guet en droug ag er ré goahan, ha ue oé mui éngorto a berh médecinour erbet a huellahen nag a zoustér doh hé drougueu bras. Èl m'hi oé ur servitourès vras de sant Jojeb, hi hum hloëstras dehou, hag hi er pedas d'hi güellat, mar boé volanté Doué. Guet sautimauteu a gouflance

é ponvoér ur Sant quer puissant étal en Entru Doné, bi e bras heniguein ur grouis én inonr de sant Jojeb, hag hi hum grouisas guet-hi.

Un dé henac goudé, èl ma pedé dirac limaj é Avocad santel, bi hum gavas dihoéniet én un taul. Ol er ré en doé hi güélet quênt ba gondé e zisclérié a voéb ihuél ne bellé bout deit de vout yab nameit dré ur miracl, bag ur médecinour memb huguenand e vrudé dirac en ol, penaus ur miracl en doé güelleit en hoér Elisabeth.

Er miracl-men è zon ehné marchet é huhéieu er Sænt, groeit dré er Bollandistèd, èl m'er güélér él livr a vis sant Jojeb, mollet é Rom ér blai 1810. El livr-cé, péhani e oé bet leinet é ilis Sant-Nicolas a Vérone, ér hlai 1842, durand mis sant Jojeb, en dès bet laqueit en devotion-men d'bum streàn é misq en dud, hag a hondé, hilleih a grechénion en dès bet douguet *Crouis sant Jojeb* guet ponrfit bras, ha bremen é ma hanàuet hag inonret é France, ér Belgique, én Allemagne, ha memb én Amérique hag én Asie.

Crouis sant Jojeb n'en dé quet hemh quin ur remæd doh drouguen ha clinhnédeu er horv, hi e huella hoah d'en inean, ha drès peh tra bl é zon ur remæd cribue doh en tantationen énep d'er burtèd.

En Eutru Escob a Vérone, é huélèt é cresqueiu devotiou er fidalèd é quevér er Grouis santel-men, e scrihuas d'er Gardinalèd, er buarzévèd dé a via güenvér, er blai 1859, eid ou fedeiu d'hi approuveiu. Er Gardinalèd, én ou houseil, goudé un inciasq perhuéh, e scrihuas én dro d'eu Eutru Escob a Vérone é approuvé en devotiou de Grouis sant Jojeh, é permetté beuigueiu er Grouis-men, hag é recommaudé hi douguein.

Anfin, er memb Eutru Escob a Vérone eu dès bet, a berh hun Tad Sautel er Pab Pi IX, er bouvoér de laquat en devotion de Grouis saut Jojeb de vout Brediah general. Hon Tad Santel er Pab en dés reit hillein a induljanceu de bounit d'er ré ag er Vrediab general ha d'ar ré e zou é Brediaheu aliet guet-hi, èl mei d'er Vrediah sàuet é Kmaria, dré ul lihér a berh en Eutru Escob à Huénèd, ag en 6 a vis merh 1865.

### § 2. Péré-e er græceu e bellér cavouet e touguein Grouis sant Jojeb.

Er græceu précius e bellér cavouét é touguein Grouis saut Jojeb e zou :

1° En iuour a vout idan protection sant Jojeb.

2° En avautaj a hoarn er burièd ér galon.

3° En donæzeou a vout pur a gorv.

4° Er græce de bersevéreiu ér mad bet er marhue.

5° Er secourien bras e ra sant Jojeb d'é serviterion én ær ag er marbue.

### § 3. — Penaue è me groeit Crouis sant Jojeb ha penaue en hi douguer.

Crouis sant Jojeb e zou cordennet guet nèd. Éu ur pèn ag er Grouis é hrér seih clom péré e zégass cbonj a seih glabar bag a seih joé saut Jojeb.

Douguein e hrér Crouis sant Jojeb ar eu dıgroézelleu, èl er hrousien aral.

Red-é gobér beniguein er guetan dré ur Bélég hag en dès er bouvoér.

### § 4. — Peden en inour de Grouis sant Jojeb.

N'en dès chet pèhèd erbet é vanquein a larèt er pedenneu ag er Brediaheu ; n'en dès chet ebué enta é vanquein d'er ré e verchér én inour de Grouis sant Jojeb. Er pedennen e recommandér amen e zou : seih *Gloria Patri*, arlerh péré é larér er beden-men quer pourfitabl.

« O sant Jojeb, tad ha patrom er gùèrhiésèd, goarnour fidel Jesus er sauteleab

memb, ba Mari, guérhiès er guérhiésèd, mé hou pèd, dré Jesus ha Mari, den dresor quer précius avaid oh, dibueunet-mé doh peb sort couciadur, goarnet-mé pur a galon hag a gorv, eit ma helleju perpet chervij Jesus ha Mari én ur burtéd parfæt.

El-cé revou groeit. »

### § 5. — Péré-é en induljanceu e hellér gounit a pe vér é Bredieh Grouis sant Jojeb.

Revé libéreu apostolik hun Tad Santel er Pab, ag er buarzécvéd dé a vis merh 1862, en induljanceu ag er Vrediah e zou :

#### I. — Induljanceu plenièr.

1° Eid en dé m'hum vercbér ér Vrediah.

2° Eid en nandécvéd dé a vis merh, gouil bras sant Jojeb.

3° Eid eu drivéd sul arlerh Pasq, gouil Patromaj sant Jojeb.

4° Eid eu dé a Æreden saut Jojeb guet er Huérbiès glorius Vari, eu drivèd dé ar-n-uiguénd a guenvér.

5° Eid en dé a chervij peu-blai er ré tremeinet ag ar Vrediah.

6° Eit gouilieu bras bur Salvér : eu Nen-

deiëe, gouil er Circoncision, gouil er Rouéed, sul Vasq, en Asçansion, gouil er Sacremant ha sul er Pantecoust.

7° Eit gouilieu bras er Huérhiès glorius Vari : gouil hé Honception hemb péhed, hé Gannedigueah, hé Annonciation, hé Visitation, hé Purification, hé Assomption.

Eit gounit en induljance pleniér é ma ret : 1° en dout er gontrition ag é béhedeu, covessat ha communiein ; 2° visitein en ilis ag er Vrediah, pé un ilis pé ur chapél henac aral ; 3° pedein Doué mou eid er peah étré er brincéd crechénion, eit conversion en huguenaudéd, hag eit gloér hag inour hur mam santel en ilis.

8° En ær ag er marhue, eid er ré ag er Vrediah péré en dou er gontrition ag ou fehedeu, e govessou hag e receuou er Sacremant, pé, mar ne hellant er gobér, e larou d'er hihannan en hanhue douce a Jesus.

II. — Induljanceu aral péré n'en dint quet pleniér.

1° Induljance a seih vlai ha seih deu-ugnénd vèd, de larèt-é seih güéh deu-niguénd dé, d'er ré e assistou én exercicou ag er Vrediah e hrér peb quetan merhér, pé peb quetan sul ag er mis.

2° Induljance a hantér-haud dé ur huéh bamdé, d'er ré e larou, guet ur gùir gontrition ag ou féhedeu, seih *Gloria Patri* én inour de sant Jojeb.

3° Induljance a ȝand dé eit quement œvr mad e hrei er ré e zon ér Vrediah.

Ol en induljanceu pleniér hag ol er ré n'en dint quet pleniér e hel hout gouniet eid er ré tremeinet.

**§ 6. — Privléj spirituel d'er fidéled a Vrediah Crouis sant Jojeb.**

1° Induljance pleniér eit quement overen e vou laret eid er ré tremeinet ag er Vrediah.

2° Er ré claṅ, pé er ré ne hel quet visitein en ilisieu eit gounit ou indulјanceu, e hellou gobér un œvr mad henac aral e vérchou dehai ou bovézour.

Jesus, Mari ha Jojeb,
M'hum ra d'oh ineau, isprid ha bùhé.

Jesus, Mari ha Jojeh,
Ém augoni, secouret-mé.

Jesus, Mari ha Jojeb,
Groeit ma varhueiu é peah guet Doué.

Tri hand dé a induljance ael-gùéh ma vou laret en tair posen-cé. (Pi VII, 1807.)

---



Ni hun nès leiuet el livrig-men hag er havet erhat.

Gùénèd, er seitécvèd dé a vis Gùenvér 1866.

**FLOHY,**
***Viquél capitulær.***

## QUERHÉT DEVAT JOJEB.

*N*

*e zou bet recequet é Brediah sant Jojeb, sàuet é ilis* KMARIA, *hag aliet guet er Vrediah generat (é Beauvais), e*

*dé a vis*

*ér blai 186 .*

G.-M. ER BERRE,

Aumonér ha Directour a Vrediah sant Jojeb.





Plijeèt guet-n-oh, ô men Doué, hun laquat de vout lodèc é mériteu Priéd hou Mam santel eit m'hur bou, dré er secour ag é bedenneu, er græceu péré ne hellamb quet hur bout a han-amb hun hunan.

